# GWALARN




# 33

EOST 1931

PAJENN

# Peurunvani

Eur wech ar mare e vez klevet n'eo ket unvanet c'hoaz a-walc'h ar brezoneg unvan. Ha gwir eo, e meur a geñver. Hen lavaret hon eus ouspenn eur wech. A zo gwelloc'h, klasket hon eus penaos peurunvani, evit startaat al labour bras diazezet gant eur rummad skrivagnerien, Fransez Vallée en o fenn.

Evit startaat, a lavaran, ha n'eo ket evit distruj.

O komz eus ar beurunvanidigez-se, — da lavarout spisoc'h, o komz eus an doare da dostaat ar brezoneg unvan ouz yez lennegel Gwened, — setu ar pez a skriven e niverenn-c'hoañv *Gwalarn* 1928 :

« *Klasket e oa bet betek-hen, a gredan, da unvani an diou yez, kendeuzi o doare-skriva. Lavarout a reomp : an dra-se eo a dleer ober d'an diwezata. Lezomp pep yez gant he doare-skriva d'ezi hec'h-unan. Digalonekaat an dud n'eo ken, beza atao o kemma neuz ar geriou. Arabat mont da lakaat strafuilh adarre en eun dra a zo diazezet mat. En amzer-mañ, dreist-holl, ma vezer a-zevri o sevel levriou-skol, levriou-gouiziegez, h. a., ne vefe ket brao c'hoari ha koll amzer evel gwechall gant an doare-skiva.*

« *Greomp an unvaniez tamm-ha-tamm, avat, dre*

*gemer e pep yez lennegel geriou ha troiou-lavar eben, ar re dalvoudusa dreist-holl, ken na zeuint da veza an hevelep yez gwisket e daou zoare disheñvel. Neuze, trec'het e vo marteze eun doare-skriva gant egile, marteze e vo kavet mat o c'hendeuzi, marteze e vo ijinet eun doare-skriva nevez. Petra 'vern, gant ma vo saveteet ar Brezoneg, war an dachenn a zalc'h hizio, hag a rank derc'hel bepred.»*

Ar pez a skriven e 1928 a zo chomet gwir e 1931. Gant eur c'hemm, avat. Abaoe an amzer-se, kresket en deus c'hoaz bagad ar geriou gwenedek implijet e brezoneg unvan. Eun tammig hepken, evit gwir. Eur tammig bihan, ma karer. Hogen eun tammig atao. Ha pa lavaren, e derou ar bloaz-mañ, « *teir rannyez dreist-holl* (en oberidigez ar brezoneg lennegel) *a zo bet medet enno : hini Leon, hini Dreger, hini Wened* », ne oa ket hep gwir abeg.

Lennomp koulskoude eur skrid gwenedek bennak. Nag a c'heriou c'hoaz ha n'int ket bet degemeret er yez unvan ! Geriou brezonek, evelato, geriou mat, geriou gwelloc'h a-wechou eget ar re boazet en hanternoz, — Treger pe Leon, — geriou hag a ra diouer d'ar yez, eur vleunvegad founnus a gened hag a binvidigez. Keuz a zeu d'imp neuze, o veiza pegen dister eo ar pez hon eus kemeret ekichen ar pez a zilezomp. Hag e sav raktal eur menoz d'hor spered : perak ne vez ket gwelloc'h



anavezet e-touez ar vrezonegerien rannyez Wened ? perak ne dremen ket buanoc'h geriou Gwened e yez an holl ?

Ar respont, evel atao war dachenn ar brezoneg eo : diouiziegez ha lez-ober. Rak ne dalvez da netra lavarout : mat eo kemer geriou Gwened. Ne dalvez da netra dreist-holl tamall hemañ pe henhont. Ar pez a dalv eo studia ar gwenedeg a-zevri-kaer, ha goude, e imbouda war gef ar yez unvan a-zevri-kaeroc'h c'hoaz. Keit ha n'o devo ket kemeret tud an emzao lennegel al labour-se etre o daouarn ; keit ha na vo ket bet bleniet an alar *gant ar youl da zisoç'h* ; keit ha na vo ket bet, berr-ha-berr, *sevenet eun dra bennak*, aner e vo lavarout, aner e vo breutaat. Koulz e vezo sutal.

Abaoe bloaveziou m'omp bet trechalet gant ar gudenn-se, n'hon eus ket kollet hon amzer. Warbouez burutella levriou, kelaouennou ha geriaduriou Gwened, savet hon eus roll ar geriou gwenedek, a dle, d'hor menoz, dont da veza anavezet hag implijet dre-holl. Eur roll hir eo. Ober a raio dañvez niverenn *Gwalarn* ar miz a zeu, dindan an ano a : *Teñzor ar Gwenedeg*. Bez' ez eus endeo, evit gwir, geriaduriou klok ha graet-mat eus rannyez Wened. Hogen skrivet int en eur yez estren, ha ne rannont ket splann ar geriou boazet e Breiz-Izel a-bez diouz ar geriou gwenedek a-ziforc'h.

Eur wech embannet ar skrid-se, ne vo ket echu hor poan. Ret e vo d'imp, tamm-ha-tamm, lakaat ar geriou dibabet evel-se da dalvezout. Ne vo ket graet en eun taol. Kemer a raio meur a vloaz. Tud a vo kavet adarre da herzel pe da c'hoapaat. Adarre e vo lavaret gant ar yezoniourien ez eomp « a-enep displegadur naturel ar yez »: Hag adarre e vo dizoloet en diwez e oa ar wirionez ganimp-ni.

Rak bez' ez omp sturierien vat, sturierien fur ha lemm o sell. An dra hon eus gounezet, — reizidigez an doare-skriva ha diazez eul lennegez vras, — an dra-se a fell d'imp mirout, o teurel a-gostez kement skoilh a sav. En abeg da se omp kreñv.

Merzout a reomp, avat, hor gwanderiou ivez. Gouzout a reomp ar pez a zo bresk en hol labour. Ha striva a reomp, gant hon holl c'halloud, da stanka an toullou, hep diskar ar pez a zo start ha padus.

Roparz Hemon.

# An Diri-Servij

*« An neñv a zo anezañ eur palez skedus,*
*ne deer d'ezañ nemet dre ziri-servij digalonekaus. »*
R. Reverdy (Ar Vaneg Reun).

*(Bez' e red an ober e straedou eur gêrig, deut teñval gant eur serr-noz diskar-amzer gell ha leun a zouster. O c'hlevout a reer o komz hag o kerzout, hag e teuont war wel* [1].)

A. Ar ganenn-se, linennet-eeun, kalongemerus,
a zisplege d'imp bremañ-souden,
'n eur beurverka ster an danevell

(1) Kement-mañ n'eo nemet eur varzoneg. Eur fazi e vefe gwelout ennañ derou eun arvest bennak ; danvez evit eun arvest ne lavaran ket. Marteze e vo savet diwarnañ eur pez-c'hoari : anavezout a ran eur plac'h hen grafe mat ; hogen n'hen hetan ket. Stumm ar varzoniez a wiskas faltazi va ene p'edon war voulc'ha « An Diri-Servij », — ne fello ket d'in eta gwelout eno nemet an dra brizius-se a anver an awen-varz. Roparz Hemon a c'houlenne a-hend-all eur varzoneg vrezonek savet war c'hoari mentet an taol-mouez : setu, d'am meno, eur skouer eus ar pez a c'helife bout graet ; daoust d'ar stumm beza pell diouz doare-menta ar Re Goz, daoust da zireoliez ar gorre ; ouspenn e klaskis rei da bep tridenn eul *leit-motiv* mentadurel : n'ouzon ket mat ha tapet em eus ar pal. Eun dra am sura : mentaduriou a zo a c'hoarie em ene abaoe pell, a zo amañ dieubet, hag e plij d'in va oberenn dre m'em sikour mat en adreizadur diehan va *Me* kemmus-mor, neuz ha gwiskamant va *Heñ* dounoc'h, stabiloc'h ha diziskleriusoc'h. — Kerverziou.

talvoudekaet gant an drolinenn-son,
a laka d'in hervez boem doun an anao sakr-se.

B. Da natur virvidik,
o trivlia dindan galvadou kevrinleun,
n'hell nemet o zañva, —
hag en doare divat,
dre ne welez eno nemet ar ster barzonek, ar
[ster-den,
p'eo ret gwelout eno ar ster a wirionez,
ster doueel, gwir nemetañ.

C. Dre m'Oc'h Barzoniez, Doue ha Nemedoc'h.

A. N'hellin biken kavout ar ster gwir-se.
*(Eur baouezadenn.)*
Setu aze komzou a ra ennoun bleunia peoc'h
[ar galon,
ha neuze 'c'houez avel an diskredi
hag e c'harm mouez an dic'hoanag
ha n'hell ket va buhez trubuilhet adkavout
[he c'hempouez.

B. Kempouez diskleriet-mat dre vouez ar ganou-
[rien,
e skeud beo ar peuliou koz,
o tirolla
hep 'n em skuiza
gant o aked brasa
danvez prizius ar pedennou
a gelc'h an ograou gant eur sked treuzwelus.

A. Evel em eus karet en desped d'in fenoz
kement achanterez



ganet ennoun dre nerz ar sonerez,
o lakaat da sevel dirak va daoulagad trellet
gweledigeziou dic'hourfenn,
korfou yaouank ha glan
o linenna o heuliadou war strad sklaer kuz-
[heol moriou kreizdouarel !

C. Evel bangor an holl aelez
a zle kenaoza eur veuleudi varzus
d'an Doue tri-hag-unan !
*(Kanou yaouank a leugn an aer gant*
*eur finvadenn skañv.)*

A. Gallout, Aotrou,
divuna dre varziou ar relijion-se
marziou marzusoc'h c'hoaz,
banvez an eneou bodet dirak Ho Hollc'hal-
[loudegez !
Gallout rei, evel ar re-mañ,
eur ster dreistnaturel d'am goanag ha d'am
[c'hoant !
Merzout ez eus
dreist Ger an Den ha Karantez ar C'hig
ho Ker diharz e dounder an islonk,
e tañvaint E saour iskis, —
ho Karantez diharz,
e ouezint he douster iskis.
Ha me, paour kaez diot, —
uzet amañ ganin nerz ar c'hoant hor bount
[davet an All
a virimp 'n hor c'hichen,
a raimp d'imp-ni betek midlendall kevrinusa
[Hec'h ene,

a vezo danvez hon danvez,
stummet 'n e zistera degouez dre skinerez eur
[c'hoant
keneilgeriet gant c'hoant gwrezus an All, —
pelec'h e vin neuze ?
ha pe war hent poanius
e kerzo, e noz-skourn an dilez,
va ene paour ha glac'haret ?
Rak e welan bremañ
ar spez a groue ar spered pennfollet gant e
[anken
o kemer eur furm-gig evit va zemptadur,
ha me o rei d'ar falsdoue va c'halon ha va
[c'horf...
ha maro 'vin neuze 'vidoc'h Aotrou !
*(Oc'h addont en e skiant.)*
Ne gredan ket e Doue !
Ne gredan ket er goanag dreistdenel,
hogen e spi an den : karout...
Penaos ? Skuiz-marv e voen
dre 'm boa klasket ar genfiziañs ha n'em boa
[ket he c'havet.
Den ne felle kredi ennoun
ha ne felle ket d'in kredi er Gwirvoud dreistel
[spurmantet.
Bez' e leñven :
dre 'n anken, dre 'r morc'hed, dre ar c'hoant ?
[n'ouzon ket.
Eun deiz e ouezis ez ae d'ar beure d'an iliz-
[veur :
eno 'm eus he gwelet o pedi ken deol,
gant kement a veoder,



em c'hichen-me leun-barr eus an amgredoni,
m'em eus roet d'ezi va buhez holl
p'eo troet davedoun he sellou, —
p'eo diskennet eus ar c'hustodig aour,
braoig-metal kizellet,
an Hini a azeulit, hag a zo tremenet 'n hec'h
[ene,
braoig-beo, aourvaenig-beo.

B. Nag a levenez evidout, birvidig,
da verzout an emgleo kevrinleun o stumma
'tre daou ene,
eun deiz 'vel deiziou all,
m'en deus lies hini gwelet 'met ar vuhez peur-
[zisliou.

A. Nann, dibeurzeblant ouz ar re all.
Sed avat : eur jestr hag eur mousc'hoarz,
eun dourn 'n em ro ha 'n em zilez,
ma lusk gwaziennou hec'h arzourn gwenn
an hevelep luskad hag ho kalon...

C. Eur wech ez puhez
(ni hon-unan, a lavaris, n'ez meizemp ket)
ez pezo spurmantet o tont davedout
Dieubourez an Deveziou Digas ;
eur wech ez puhez,
en eur prantad ezluskus-goulaouüs,
ez pezo tañvaet an eurvad
d'he gwelout o tont davedout-te,
warni mousc'hoarz he c'huñvelez diharz o
[lavarout hec'h ene karantezus.
Ha koulskoude ez karomp ivez !

A. Foll oun ha padal e karan !

B. Ha n'hellez ket ez pez eilgeria ouz ar garan-
[tez-se
ha gloazet out.

A. Gloazet oun, gwir ez eo, ha dounoc'h-doun
[atao.
D'in e fellfe garmi outi va dic'hoanag
he santout em c'hichenig,
evel ma klever kammedou en dic'houlou
ha n'ouzer ket ha n'emañ ket an ael,
pe 'n diaoul ouz ho heulia,
tost-tre da drella ho kalon gant eun adluc'h
[re veo...

C. ... ma welfes enni da druilhegez.
Hen gouzout a ran mat, hogen al louzaouenn
[ivez.
Va list da lavarout d'it-te da lorc'h ha da
[wanded :
Ne vennez ket pedi, —
pedenn divalc'h kevrin ar galon,
a sun en eiennou fresk ar Garantez-Doue holl
[ar Peoc'h, —
ar Peoc'h-se a zo anezi
balzam an ene gloazet,
goulou 'n ene difeizet,
skor an ene a drabidell, —
a ya war vrasaat, war emledanaat,
evel eur wagenn veoder o vont d'an Dazont
[dizefreizusaet
hag o ruilha...
En em lezel da veza fiziant dindan sell true-
[zus an Tad !



B. Sell an noz o tiskenn kevrinus,
amluc'h glas
m'emañ ene an Traou war vordo
'vel eun aezenn enni,
ma valzamusa ene ar Bed evel eul lestr-
[ezañsa, —
amluc'h glas, amluc'h glas,
glasoc'h-glasa bremañ,
glas-moug, glas-du,
du-glas ha bremañ duet-holl,
darkness and silence...
Ar beo a glever o pedi Doue kent moredi.
Didrouzder, peoc'h divent an abardaez fron-
[dus,
ma ruz, ispilhet ouz spilhennou aour-beo,
limestra eul lost-vroz eskobel,
e-touez c'houez dilorc'h ar melion...
A, sorc'hi ennout al luc'h !

C. Deiziou 'zo
e santez o sevel ennout
ar Feiz a viromp evel eun teñzor,
dasorc'het marteze gant fromadenn ken kuñv
al levenez hon dalc'h
pa sellomp ouz lidereziou marzus.
Neuze, m'hellfes stoui, en emsujidigez da
[Youl anTad !

A. Pa ne santan ar Youl a sked gwrezus ennoc'h,
penaos azgoulenn levenez ?
Da dud trist an anken.
An anken a zo mat, emit-hu ?
Ster gwir he madelez a zo kuit diouzin, 'vat.

Ha mont a ran da streboti ouz harz va c'ha-
[rantez korfel
am goulenn em pez.

B. Evit mont davet ar vuhez ledanoc'h
ez out galvet eviti
(rak merket doun e luc'h war da ene an
[arouez-dilenna)
n'eo tra eus pez az talc'h eun harz,
hogen eun derez,
ha daoust d'it e savez davet an Hini-se
a zoug en E zaouarn hor buheziou.

C. Daoust d'it, kile, e kerzi evel-se davet ar
[Goulou ;
ken kreñv eo-hi, avat, e wilc'hez c'hoaz
hag en em nac'hez ouz skinerez ar flammen-
[neg veo-se
a ruzia ar valvenn treuzluc'hus.

B. Ne deus nemet da lavarout :
Va doue, va harpit da lemel kuit ar skramm !
hag ar goulou en em ziskouez
a vir ouzit a vont da steki ouz an dereziou da
[heul.

A. A ! Disteurel ha bruzuna ar skramm a lorc'h !
chom hep lavarout ken :
ouz dasson va mouez e tregern eur galon,
hogen :
gant he fedenn e vesk va ano, a Zoue !
Va Doue...

G. B. Kerverziou.

# An Hini Bihan

Hanter-kant bugel am eus, ha teodou hir d'ezo. Hogen, kredi a ran ez int holl aelez vihan diskennet eus an neñv evit va flijadur. Holl ? Anat eo n'eo ket gwir. Kaer am eus klask en hemañ an ael bihan pe vras, — ne gavan nemet eul loen drouk evel ki gouez va moereb.

Sed aze ar pez am eus lavaret n'ouzon pet gwech d'am Renerez, e-pad m'eo chomet Perig Abalan em skol.

Perig !

Eur fri lous gant kleier hir o ruilha war e vuzellou, daoulagad glas louet kuzet gant bleo ruz a-fuilh war e zioujod, bragou a oa bet du gwechall, — hogen Perig en doa ruzet e-barz meur a gleuz kent dont d'ar skol bemdez ! — hag eun davañjer re hir, a oa re verr evit e c'hoar hena.

Perig ! Truez va skol !

Ne felle d'ezañ na skriva, na lenn, na c'hoari gant ar re all. Eun dra hepken a blije d'ezañ : ober netra, netra 'vat eo. Rak bemdez e teue ar vugale da ziskouez d'in eur c'haier freuzet, — eul levr louzet,, — ha pelec'h emañ va botou-koad ? — ha pelec'h emañ va gwestell ?

— Perig ? Pelec'h emañ ?

Eur mousc'hoarz evit respont, — eur mousc'hoarz karantezus, — Netra ken.

Ha pa zeue an eur da lenn !

— Perig, sell ouz ar vaz am eus graet war an daolenn du. Peseurt lizerenn eo ?

Perig a vousc'hoarze, hag a lavare en eur vousc'hoarzin : O pe A pe ne vern petra nemet I

Amzer an danevellou.

Prinsezig an Dour a zeue e-barz ar sal deñval gant he mignon Lagad-Teo, hag evit he gwelout gwelloc'h, evez bras a leunie daoulagad va bugale. Perig, heñ e-unan-penn, a chome dizeblant ha meur a wech e veze garmet a-daol-trumm :

— Ai ! Ai !

Amezeien al lakepod o doa tañvaet eur wech c'hoaz an douster da veza en e gichen.

Koulskoude, eun deiz heoliet (Kredi a ran e levezon an heol... ) eur burzud bras a c'hoarvezas war an douar. Pa sellis ouz daouarn Perig er mintin, gwalc'het e oant bet. A-hend-all, an hini bihan a oa en e renk pa sonas ar c'hloc'h.

Evit e galonekaat, e rois d'ezañ eur skeudenn livet e gwer, — liou ar goanag savet ennoun dioustu.

Siouaz ! Dek gwech siouaz !

Freuzi a reas ar skeudenn kerkent ha roet d'ezañ, — hag e voe drouk evel morse a-hed an devez.

Hag en em c'houlennis pegoulz e kavjen hent e galon ? Biken, — biken.

Ar yaou a oa laouen, — tremenet e-kichen va zud.

D'ar gwener pa erruis evit seni ar c'hloc'h, eur paotrig a zeuas davedoun, gant eun neuz c'hlac'haret :



— Dimezell, — Perig Abalan, — eur c'harr-dredan, — maro eo, o deus lavaret...

Maro.

Adwelout a ris dremm Perig goloet gant bleo ruz, — hag e vousc'hoarz, — gloazet e voen.

Biken ne gavin hent e galon.

MEAVENN.

# T. Gwynn Jones

*Sellet e vez gant kalz tud an Ao. T. Gwynn Jones evel brasa barz Kembre an amzer-mañ. N'omp ket barrek c'hoaz, siouaz, da heulia mat e Breiz emzao lennegel ar Vrezoned tramor. Eun ano evel hini T. Gwynn Jones ne dlefe ket neouac'h beza dianav en hon touez. Trei a reomp eta, evit lennerien* Gwalarn, *eur pennadig embannet e niverenn* Y Ford Gron *miz mezeven diweza.*

Darvoud pouezusa ar bloavez-mañ er bed lennegel kembraek a vo embannidigez holl oberou penna T. Gwynn Jones en eur rummad levriou a hevelep stumm.

E Bangor e vo an Eistezvod Vroadel hevlene. Pa voe e Bangor e 1902, an Ao. T. Gwynn Jones (a oa e Kernarvon neuze) a c'hounezas ar gador gant e odl vrudet, *Tremenvan Arzur.*

Rei a reas an odl-se eun emlusk nevez da varzoniez Kembre. Bez' e voe « trompilh an dihun », koulz lavaret. Eur pont e voe a-us d'ar gouelec'h a zo etre lennegez hon amzer ha lennegez klasel koz hor broad. Degas a reas en-dro spered ar romantou koz.

Bras e voe efed *Tremenvan Arzur* war dud yaouank an amzer-mañ, hag e vleunias barzed evel an



Ao. R. Williams Parry, an Dr. T. H. Parry-Williams, ha Hedd Wyn dindan he levezon.

Sir John Morris-Jones (1), a oa unan eus barnourien *Tremenvan Arzur*, a lavaras en doa merzet, goude lenn odl an Ao. Gwynn Jones, e oa ar pez en doa gortozet ha goanaget o paouez c'hoarvezout.

Kelenner Lennegez Kembraek e Skolaj Aberstouez eo an Ao. T. Gwynn Jones abaoe meur a vloaz, hag eus 1902 betek bremañ, skrivet en deus hep arzao gant eun oberiantiz sebezus.

Eun dra iskis eo avat gwelout pegen diaes eo kavout e benna oberou lennegel hizio. Embannet eo bet e *Ganennou* brao-kenañ gant « Gwask Gregynog » n'eus ket pell, hogen koustus eo al levr, ha n'eus ket bet moulet kalz skouerennou anezañ. Ne c'hell ket n'eus forz piou a gar al lennegez e brena.

E gwir, ne gomprener ket perak e vefe ken diaes kavout skridou hor pennskrivagner. Hevlene, avat, emeur oc'h embann e oberou (barzoniez ha pennadou-skrid) e c'houec'h levrenn. Dont a raio an hini genta e-maez a wask er miz a zeu.

(1) Sir John Morris-Jones, maro n'eus ket pell, a zo bet reizer hag adsaver ar c'hembraeg, evel m'eo bet an Ao. Vallée reizer hag adsaver ar brezoneg. Setu amañ ar pez a lavar an Ao. Saunders Lewis diwar e benn : « Boulc'ha a reas al labour herkulel a adsevel skouerioù lennegel ar c'hembraeg klasel. Reiza a reas an doare-skriva, hag adrei a reas d'ar yez reolennou he c'hevreadur. Bez' ez eus hizio, evel er 15-vet kantved, eur c'hembraeg lennegel, a rank beza anavezet gant pep skrivagner, ha John Morris-Jones eo en deus e zaskoret d'imp. » Meiza a reer gant pebez levenez e welas an den-se dasorc'hidigez al lennegez, damvouget eus ar 16-vet betek derou an 20-vet kantved gant dourn ar Buritanelez.

*Traouigou* a vo hec'h ano. Enni e vo dastumet darn eus e varzonegou gwella.

Neuze e teuio *Brudou*, eun dastumad skridou diwar-benn Kembreiz vrudet e amzer. Gwirheñvel eo e vo lennet al levrenn-mañ muioc'h eget an hini a voe embannet pell 'zo.

Goude se e teuy e *Ganennou*.

Goude, diou levrenn *Studiadennou*, — pennadou diwar-benn Dante, Don Quijote, Uhland, Tennyson, ha skridou a-zivout traou e-giz « Hon Amezeien ha Ni », « Levriou Yaouankiz », « An Templ Kuz », — pep unan anezo o tigeri d'imp en eun doare boemus bedou disheñvel a sevenadurez.

Ar pempvet levrenn a vo *Barnerez ha Predererez*. Setu amañ darn eus ar skridou a vo enni : « Barzed ha Pec'herien », « Skriva eur Gontadenn », « Kenganez », « Kembre hag ar C'hoariva », « Englena », « Keñveria », « Peuliadou Moged », « Eun Den hag eun Den All », « Kanennou Karantez ».

Neuze e vo eul levrenn flemmganou, ha marteze el levrenn-se ivez darn eus troidigeziou kaer-dreist T. Gwynn Jones diwar an alamaneg, an iwerzoneg ha yezou all.

Ganet e voe T. Gwynn Jones e Gwyndrig Uchaf, Betws-yn-Rhos, e kontelez Dinbec'h e 1871. Skoliet e voe e Koloen hag e Dinbec'h, hogen e-unan penn e c'hounezas an darn vrasa eus e zeskadurez. War a lavar ivez, dleout a ra kalz da Emrys ap Iwan (2).

(2) Emrys ap Iwan, maro e 1906, a zo bet diaraoger an dasorc'hidigez lennegel a hizio. Heñ eo a skrive : « Al lennegez c'hlan n'he deus ket muioc'h da ober gant skiant ar vuhezegez eget ar jedoniez c'hlan. »



E-pad eun nebeut bloaveziou e labouras evit kelaouennou e Kernarvon. Goude e kemeras eur garg el Lenndi Broadel en Aberstouez. Eno e reas kenteliou er Skolaj diwar-benn lennegez Kembre. E 1920 e voe anvet da Gelenner.

*Ouz ar pennad-mañ, na ra nemet sellout ouz an diavaez, stagomp al linennou-mañ, tennet eus levrig speredek an Ao. Saunders Lewis,* An Introduction to Contemporary Welsh Literature (*Raklavar da Studi Lennegez Kembre an Amzer-mañ*) :

« ...al lennegez kembraek oc'h adsevel he devoe daou bal da genta : adkavout hec'h amzer dremenet hag addarempredi rag-eeun Europa... »

« An emzao deraouet evel-se a-enep red holl venoziou Kembre an amzer-bremañ a dlee kaout dirazañ enebiez da genta. Akademiel e oa, amwerinel, o tifenn ar ouiziegez hag an dreistelez, hag ar werin he deus kasoni ouz kement a zo divoutin. Pa zeuas eta ar barz nevez, ar barz a c'helle dont bremañ ma edo diazezet an emreoladur hag ar yez nevez, e kavas en doa da veva, — da ampresta unan eus lavarennou Maurice Barrès, — « dindan daoulagad ar Varbared ». Hag evel den romant Barrès, e rankas sevel d'ezañ e-unan eun tour olifant, hag eno trei gwrez e galon ouz an embredererez. Bez' e oa diskibl Emrys ap Iwan, hag e skrivas diwezatoc'h e vuhez. T. Gwynn Jones. Rac'h e varzoniez a zo minic'hi eun arzour, eur bed dreistel, eur gwarez ouz ar filistinelez a dro-war-dro, eun tour oli-

fant aozet eskuit meurbet. Ne ra ar boemour-se nemet gant an danvez priziusa, geriadur barzed vrientinel ar Grennamzer, muzuliou ar werzaourien glasel. Eun dec'hadenn eo e holl varzoniez. Testenn pep unan eus e oberou penna eo ar gwenva keltiek, Avallon en e *Dremenvan Arzur*, Kembre an Huñvre en e *Vro ar Runiou*, *Tir Na n-Og* en e bez-c'hoari e gwerzennou, *Douar en Hud* ar bugaleerez hag an natur, Enez ar Wenvidien e *Madog* ha *Koad Brekilien*. Tolzennek, frammet-start eo e labour, pep barzoneg nevez o staga eur gazel ec'hon ouz e Di-Meur an Arz. Diaes eo e varzoniez. Eun den-a-studi eo ; derc'hel a ra kador al Lennegez Kembraek en Aberstouez ; ha da dañva ervat e skridou e ranker gouzout kalz a-zivout kembraeg ar Grennamzer ha barzoniez Iwerzon. Keltiek-rik eo e awen. Skrivet en deus tri levr skridvarnouriez ha kalz studiadennou a-skign diwar-benn al lennegez iwerzonek. Peurlennegel eo e Labour, empennel kentoc'h eget trivliadel. Francesco de Sanctis, ar skridvarnour bras italiat, a ziforc'he ar varzed diouz an arzourien, o lakaat Dante e-touez ar re genta, hag Ariosto e-touez an eil re. Emañ Gwynn Jones e-touez an arzourien... Hag evel-se ez eo eur barz eus ar varzed, atao o studia gallusteriou e arz, oc'h arnodi muzuliou ankounac'haet hag oc'h ijina re nevez, bepred avat doujus evel eun den-a-studi ouz an henvoaz, bepred evel eur c'hrouer bras o karout peurglokted ar stumm. Embannet e vo hevlene eun dastumad eus e werzennou. Ha daoust na oar Europa netra a gement-se a-benn c'hoaz, eun darvoud europat e vezo koulskoude. »

# Brezoneg ar Vugale

Setu amañ roll ar profou nevez hon eus bet :

Abeozen : 5 l. — Dre garantez Vreiz : 178 l. — Meavenn : 6 l. — en holl : 189 l.

Setu amañ roll al levriou kaset :

Ploueg-ar-Mor : 113 l. — Pempoul : 38 l. — Sant-Tegoneg : 135 l. — Brelez : 135 l. — Sant-Brieg : 62 l. — Plouncrin : 135 l. — en holl : 618 l.

D'ar c'henta a viz gouere e chome e kef *Brezoneg ar Vugale* : 4.477 luriad.

# Levriou Nevez

AR MARVAILHER ITALIAT, pemp kontadenn lennet eus *Dekamerone* Boccaccio, lakaet e brezoneg gant Alan Brenn, moulet e ti « Gwalarn ». — Priz (dre ar post) : 5 lur.

Setu amañ unan ouspenn eus skrivagnerien vras ar bed troet e brezoneg. Piou n'en deus ket lennet, — ma n'eo ket en italieg, en eur yez all da vihana, — ar c'hontadennou hollvrudet-se, fentus hep beza pounner, ha gadal hep beza hudur ? Bez' ez int, a gredan, en armel-levriou pep den desket, e-kichen Balzac ha Rabelais.

Eur blijadur eo adlenn e troidigez vrezonek Alan Brenn : *An Den Yaouank hag ar Gwazi, Kern evit Kern, Ar C'houer aet da Vondian, An Eostig hag Ar Paotr-Kezeg Fin.* Degaset o deus d'in soñj er marvailhou a veze boas eur person koz eus va anaoudegez, — eur santel a zen, daoust ma oa eun tammig « druz » e deod, — da gonta dirak eur bannac'hig *fin* goude koan, pa oa aet er-maez ar garabasenn. Emañ Alan Brenn krenn a-du gant brezoneg ar bobl. Meur a wech omp bet skandalet gantañ, peogwir e oa re uhel, d'e veno, brezoneg « Gwalarn ». « Ne welan ket », a skrive d'in eur wech, « perak e tilezfemp geriou mat, netra nemet abalamour m'int heñvel ouz geriou gallek. Mar fell d'ar



brezoneg chom yez ar bobl, e rank dibab : lonka ar galleg, pe beza lonket gantañ. » Evel-se e kavomp e troidigez Alan Brenn : *prometi, amourouz, krial, mankout, espern*, h. a., ha meur a dro-lavar dastumet war ar maez gantañ (ha, lavaromp ar wirionez, gant ar c'horonal Troude ivez). Koulskoude, — va c'heneil r'am digazero, — kavout a ran ivez en e labour gortozet gwerso gant an holl, hag a dle kemer lec'h an holl c'heriaduriou gallek-brezonek embannet, — ha diviet, — betek-hen.

En amzer-mañ dreist-holl, ma welomp oabl Breiz goloet a goumoul a bep tu, eur misi e vo al levrig-se, aes da lenn ha dibreder.

GRAND DICTIONNAIRE FRANÇAIS-BRETON, gant F. Vallée, skoazellet gant E. Ernault ha R. Le Roux, moulet a strobadou, Imprimerie Commerciale de Bretagne, 7, rue des Francs-Bourgeois, Roazon. — Priz an dek strobad kenta (rakprenet) : 25 lur (C. C. 16.613 Rennes).

Setu embannet ar pevar strobad kenta eus al labour gortozet gwerso gant an holl, hag a dle kemer lec'h an holl c'heriaduriou gallek-brezonek embannet, — ha diviet, — betek-hen.

Ar strobad kenta a gaver ennañ :

1. Eur roll eus holl oberou Fransez Vallée, embannet ha diembann.

2. Eur c'hentskrid savet gant an embannerien, ennañ roll ar geriaduriou brezonek moulet betek hizio.

3. Eur raklavar a-zivout stummidigez hag implij ar geriou.

Kenderc'hel a ra ar raklavar betek war-dro kreiz an eil strobad. Ha neuze e teraouer gant ar Geriadur evit mat. Mont a ra ar pevare strobad betek ar ger *bruit*.

Graet em eus meuleudi ar Geriadur nevez a-raok d'ezañ beza moulet. Ar gwir am eus bremañ da bismiga.

Tri zra dreist-holl a damallan d'an aozerien :

1. Beza strollet ar geriou hervez an deveradurez, e-lec'h lakaat pep ger en e renk hervez al lizerenneg. Ha n'eo ket souezus e rankfed, da skouer, evit kavout *autopsie*, mont da glask *automobile* ?

2. Beza moulet ar geriou brezonek e lizerennou stouet, trellus d'an daoulagad, e-lec'h o moula e lizerennou sounn.

3. Rei ouspenn eun doare-skriva evit an hevelep ger. N'eus nemet eun doare da skriva *amañ, gwechall, ivez*, h. a. Stummou evel *ama, gwejall, ive*, n'int nemet trefoedach. E-keñver ar geriou gwenedek e kavan adarre ar fazi bras graet e meur a c'heriadur a-raok : o rei gant doare-skriva Gwened, evel ma vefent geriou estren. N'eo mat kement-se nemet da strafuilha an dud, da zistabila ar brezoneg unvan ha da lakaat ar Geriadur da goza kerkent ha ganet.

Daoust d'ar faziou-se, ne c'hellfed ket lavarout a-walc'h pegen talvoudus eo al labour. Ne ouzon ket, e gwirionez, penaos e c'hellfemp e zioueri hiviziken.

R. H.

# Geriou-Kroaz



*A-led :*

1. Parea.
2. Tro-war-dro d'imp.
   Skop.
3. Garmi a ra (ar ran).
   A-raok tenna gant eur fuzuilh.
4. Tud ar bed-mañ.
5. Dozvet gant eun evn.
   Kêrig nepell diouz Kemperle.
   Zo.
6. Karout a rin.
7. Bez' ez eo.
   Muzul.
8. Talvoudus da domma.
   Kempennadurez.
9. Ano eur plac'h en eur romant.

*A-sounn :*

1. An eil re gant ar re all.
2. E porz eur vereuri.
   Ar pez a glask kalz tud.
3. Reteriad.
   Kana a ray.
4. Meurbet.
5. Ragano-gour.
   Metal.
   Ano-gwan-perc'henna.
6. Kontamm eul loen.
7. Brouda a ra.
   Talvoudus da wriat.
8. Etre ar c'herzed hag an daoulamm.
   Kement a zo divuhez.
9. War bevenn eur gêr vras.

*Diskoulm Skoulmadell miz Mezeven :*

BREIZAD
GRO N RUN
WIEN REGI
A NAVET V
LE RAK AL
A BEKED E
REUN DEAN
NAK D DEN
SALUDIS

Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

